# KAMM-LEC’HIAÑ, UN ELFENN FENT

Goude bezañ lennet studiadenn Anke Simon war an danevelloù berr ( Hor Yezh 1998 - interesant e meur a geñver ), em boa goulet outi ur wech perak, goude bezañ studiet temoù evel an hunvre, an tec’h, ar follentez pe ar marv, danvez kriz oc’h ober anezhe kentoc’h, perak neuze n’he doa ket klasket analizañ ar fent a gaver alies en danevelloù, ha respontet he doa din e oa ar fent un dra ziaes da zielfennañ. Amañ da heul e klaskin studiañ elfennoù fent pe mousfent ‘zo ; evit treiñ ar ger galleg *anachronisme* ‘m eus implijet *kamm-amzeriañ, kamm-amzeriad*, evel F. Favereau. Evit treiñ *anatopisme* ( *topos*, al lec’h, en deus kemeret plas *khronos*, an amzer ) e kemerin pe ar stumm *anatopizm* diwar ar gregach, pe neuze *kamm-lec’hiañ, kamm-lec’hiad*.

Kammañ an amzer zo bet graet alies, hag el lennegezh vrezhoneg zoken : digorit an *Nomenoe-Oe* gant Jakez Riou, hag e weloc’h er bloavezh 845 ur manac’h o tennañ ur skwerenn eus Barzaz Breiz dimeus un diretenn eus e vurev, hag o klask kanañ unan eus ar gwerzioù war don ar *Marseillaise* ; meur a gamm-amzeriad all eus ar goubari-se a gaver a-hed ar pezh-c’hoari, ken ne vije ket souezhet al lenner o welet Nomenoe o vont dre guzh da Redon da brenañ ur vindrailhetenn Uzi 9 mm er marc’had du evit bezañ suroc’h da c’hounit emgann Ballon an deiz war-lerc’h. (1)

Un elfenn greñv a fent a c‘hell dont war wel gant ar c’hamm-amzeriañ : lakit an dukez Anna Breizh da zibab ur wonderbra nevez war gatalog an *3 Suisses* evit bout seksioc’h dirak Maximilien pe Charlez VIII, hag ho po aze ur poent-loc’hañ a-feson evit un danevell verr dibar.

Tra ma teu ar fent gant ar c’hamm-amzeriañ diwar daou fed a vez lakaet da c’hoarvezout er memes amzer, goude ma n’hellont ket bezañ kempred, evel gwelet ul luned hirwel etre daouarn ar gedour en Nomenoe-Oe, gant an anatopizm ez eo daou fed, kempred pe get, a vez lakaet d’en em gavout er memes lec’h, goude m’eo dibosupl a-grenn. Setu unan klasel kenañ, lakaet ganin liv ar vro warnañ : n’eus dañjer ebet o treuziñ ar Yeun Elez war droad, nemet e tegouezfe ganeoc’h tosañ ho penn ouzh ur vamm rinoseros prest da zifenn hec’h hini bihan.

Ar c'hamm-lec'hiadoù ne vezont ket kavet ken stank hag ar c'hamm-amzeriadoù, ha diaesoc'h int da dañva : peurliesañ int soutil 'walc'h, hag e c'hoarzher gante hep bezañ gouest da zisplegañ perak. Evit skeudenniñ ar c'hamm-lec'hiañ e kemerin da gentañ un danevell verr gant Roparz Hemon, *Plad-nij Marijan*, am eus bet studiet meur a wech gwechall gant ma skolidi ha gant un tamm mat a blijadur : ur plad-nij zo o paouez douarañ ; n'eus ket da vezañ souezhet, abaoe H.G.Wells e teu a bep sort aerlistri d'en em bozañ war an douar, da nebeutañ el lennegezh skiant-faltazi. Ar plad-nij-se a c'hellfe bezañ douaret e-tal ur gêr vras, pe neuze e-kichen Cape Canaveral pe porzh-brezel Brest, netra klaseloc'h evit se ; pezh a zo, douaret en deus e-kreiz park Marijan da serr-noz, hep test all ebet estreget ar vaouez kozh, ha dres war hec'h ervennadoù kaol ouzhpenn-se !

Aes eo empentiñ ar pezh a vije bet depegnet gant Asimov pe Van Vogt pe n'eus forzh pesort skrivagner skiant-faltazi eus kreiz an XXvet kantved ma vije bet douaret ar plad-nij-se tost da Cape Canaveral pe da borzh Brest : an dekvet divizion *Marines* pe an trede BEP eus al Lejion o c'hronnañ ar c'harter, tankoù *Sherman* pe re *AMX* kuzhet a-dreñv kement kleuz a zo ( pe kement kae en-dro da Vrest ), kanolioù pemzek meutad ar *Richelieu* pe re c'hwezek meutad an *New Jersey* o klask dic'hastañ anezhañ, ur skeudenn glasel eus brezel ar stered.

Eil skeudenn, empentit n'eus forzh pesort maouez kozh dre amañ war ar maez, pa wel ur vuoc'h pe ur vandenn yer dichapet eus o sklotur o tont d'ober distruj en he jardin : kemer a ray an arm kentañ a gavo, falz pe bouteg pe c'hwennerez-sivi evel ma 'm eus bet gwelet, hag e yay da gas kuit al loen laer. Ha setu penaos e sav R.Hemon un anatopizm diwar an div skeudenn-se : didroc'hañ a ra pep hini anezhe, hag e laka tal-ouzh-tal ar plad-nij diouzh un tu, hag ar vaouez kozh fuloret diouzh an tu all, prest da skeiñ gant he c'hloge war an enebourien, hag o krial « dichou ! » warne evel war ur c'hlodad laboused. ( N'eo ket difennet empentiñ an daou damm all eus an div skeudenn lakaet e-kichen-kichen, ar pezh a rofe un eil anatopizm : soudarded gouron an trede BEP o klask kas ur paour-kaezh buoc'h dianket en-dro d'he fark...)

Aet eo kuit ar Varsianed, laosket o deus war o lerc'h un espes kordenn, hag a servijo da stagañ gavr Marijan. Dont a ra neuze un niz hag un nizez da welet Marijan, hag e kaver un tamm mat a farsite o selaou an niz o komz war an ton bras diwar-benn ar pladoù-nij, oc'h ober goap eus ar re a gred e seurt traoù, tra ma chom dilavar Marijan : desket kaer eo an niz, bet eo er skolioù, hag hi zo dizesk. Dont a ra ar fent eus ar mod ma vez lakaet skoaz-ouzh-skoaz bed cartezian an niz, ur bed enk ha ribik en gwirionez, hag hini ar vaouez kozh, ur bed gant un topologiezh disheñvel ha ledanoc'h, unan ma kaver pladoù-nij o tont da frikañ kaol dirak an

tier.

Daoust ha levezonet eo bet R.H. gant un danevell saozneg bennak evit skrivañ se ? N'on ket evit lâret, ha moarvat ne vo ket aes respont d'ar goulenn-se ; moarvat ivez n'eo ket gwall sañsipl, rak depegnet eo bet Marijan en ur feson dispar, dres doare tud kozh ar vro-mañ. Ar pezh a zo sur, bepred, eo e kaver kalz stankoc'h fent diwar kamm-lec'hiañ gant ar sevenadur angl-ha-saoz eget gant ar c'hallaoued, lakaomp. Menegomp *Flatland*, skrivet er c'hantved diwezhañ gant ar pastor Edwin Abbot, ma teu ar fent diwar ment ar bed ma tremen an istor : ur bed 2-vent, gant boudoù plat hepken o vevañ ennañ, pa 'z omp kustum ouzh ur bed 3-ment.

Tost d'ar c'hamm-lec'hiañ, e kaver ivez un elfenn fent pa gemm an endro hep goût deomp, hag ez eo goude ur prontadig hepken e remerkomp eo bet cheñchet an ton hag ar son. Menegiñ a rin amañ un dresadenn fentus gant Sidney Harris, un treser amerikan brudet evit bezañ skeudennet meur a bennad skiantel : diskouez a ra leurenn ur c'hoariva pe un opera ; a-dal d'an arvesterien, ur soprano, moarvat, goubari Kiri Te Kanawa pe Montserrat Caballe ; a-drek he c'hein, ur paotr dirak e biano a zo prest da eilañ anezhi. Hag ar ganerez da zisplikañ d'an arvesterien : « Ar werz kozh ha kaer-mañ a gont istor ur vaouez yaouank hag a guita he zi-soul evit mont da labourat. Ur wech arruet, e laka un nebeud kristalioù $NH_4HS$ en ur boullestr leun a ammoniak dindan 0.5 atm hag e klask jediñ gwaskoù darnel an ammoniak hag ar sulfidenn hidrogen ent-kempouez... » Da gentañ e vezer plaset en unan eus gwerzioù an Uhel pe eus *Lieder* romantiked Bro-Alamagn (ar vaouez yaouank hag an ti-soul !), hag en em gavout a raer hep soñj e-kreiz ur problem fizik pe kimiezh ( jediñ gwaskoù darnel daou c'haz ), alese ar fent.

Implijet eo bet ar seurt mousfent-se gant ar skipailh Monty Python, ha meur a wech : e *Buhez Brian*, hag a zo sañset tremen e Jeruzalem er c'hentañ kantved, ez eus un dispac'her juzev tapet gant ar Romaned evit bezañ skrivet ur gunujenn war ur voger. Mes buan-tre e remerker n'eo ket gant ar gunujenn eo bet feuket an daou lejioner roman, mes gant ar fazioù latin, hag an enkrez hon doa santet o welet ur paotr yaouank etre krabanoù ar polis a laosk plas d'ar c'hoarzhadennoù pa welomp e chom an daou roman da heskinañ ar juzev ac'hann m'en do skrivet ar frazenn reizh : *Romani, ite domum* ! ( ur seurt *yankees, go home !*). Risklañ a raer hep soñj eus ur gwall frapad etre daouarn an archerien d'ur frapad gwashoc'h c'hoazh etre krabanoù daou gelenner latin. Er *Graal Santel*, e kaver ar memes seurt anatopizm : gwelet e vez un aotrou o klask ren prosez ur sorserez dirak e beizanted dirollet a faot dezhe beuziñ anezhi koustet a gousto, ha tamm ha tamm en em

gaver dirak ur mestr-skol o klask opten un nebeud respontoù lojik hag a skiant-vat digant ur c'hlasad skolidi disuj ha pounner mat o spered.

Kement ha komz eus ar Monty Python e kaver ar memes doare mousfent, mes ur mousfent a lârfen *protestant* muioc'h, e *Buhez Brian* atav, pa weler unan eus an dispac'herien o c'helver ar re a zo asambles gantañ en-dro d'an daol :

- Job !

- Tobiah !

- Daniel ( ?)

- Judges !

A-greiz tout ez eur tremenet eus ul listennad tud gant anoioù hebraeg en ul listenn eus levrioù an Testamant Kozh. Hag ar seurt mousfent-se n'eo ket bet ijinet gant ar Monty Python, rak kavet e vez ar memes farsadenn, tregont vloaz a-raok, en unan eus romantoù polis Patricia Wentworth, *The Catherine Wheel* : en ur familh 'lec'h ma oa bet lakaet ar pevar baotr Matthew, Mark, Luke ha John, e oa deuet war ar bed ur bidoc'hig a oa bet badezet dindan an anv a Acts. (2)

N'eo ket ar skrivagnerien saozneg hepken a zegas fent en o skridoù dre implij an anatopizmoù : gwir eo ivez evit ar peruvian Vargas Llosa, en e romant *La Tía Julia y el escribidor* (Moereb Julia hag ar skrivatour), ma kaver ur paotr a zo e vicher skrivañ feuilhetoñsoù evit ar radio, nemet e laboura re, re a feuilhetoñsoù disheñvel en deus war ar stern er memes mare, skuizhañ a ra e spered ken e laosk e dudennoù da dremen eus an eil feuilhetoñs d'egile, hep teuler evezh, hag aze emañ unan eus mammennoù ar fent er romant. Uheloc'h e skriven ne oa ket gwall stank ar c'hamm-lec'hiañ gant an oberourien galleg, mes degas a rin soñj eus ur sketch savet evit an tele gant Jean Yanne, da vare an ORTF : kemerit hanez Napoleon war tachennoù-emgann Europa diouzh un tu, hanez ar redadeg Paris-Roubaix war gwenojoù pavezet nort Bro-C'hall diouzh an tu all, didroc'hit, meskit, hejit mat hag e kavoc'h Napoleon hag e jeneraled o klask gounit ur redadeg biloioù e velodrom Waterloo. Ar re goshañ ac'hanoc'h o deus soñj nag a reuz a oa bet e Bro C'hall goude ar sketch-se, nag e oa bet feuket tud 'zo gant an doare mousfent-se : torret e oa bet e gontrad da Jean Yanne gant an ORTF zoken. (4)

Distroomp d'ar brezhoneg adarre ; emaon o klask gouzout daoust ha n'eo ket ur seurt anatopizm a lak ac'hanomp da c'hoarzhin e divinadennoù evel homañ : *petra zo kaoz d'ar vuoc'h*

*da dostaat deus ar c'hleuz pa vez glav ? - a-gaozenn n'eo ket kap ar c'hleuz da dostaat deus ar vuoc'h !*,(3) ma vez lakaet ar selaouer da empentiñ un topologiezh troc'haoliet gant ar vuoc'h difiñv hag ar c'hleuz o pourmen tro-dro dezhi.

Ma, n'an ket da ambuziñ hoc'h amzer muioc'h, evit klozañ e lavarin just : salo ma vo kavet unan bennak evit ober kement-all c'hoazh e brezhoneg.

Yann Gerven.

1 V 2003.

Notennoù :

(1) Siwazh evitañ, ne oa deuet an Uzi gentañ er-maez nemet dek vloaz goude marv Jakez Riou.

(2) Ma chomit bout, digorit ur Bibl...

(3) Meur a hini all a sort-se a gaver gant Jul Gros, levrenn III.

(4) Doue d'o fardono o-daou bremañ, mes bev-buhezeg e oa c'hoazh Jean Yanne pa 'm boa skrivet ar pennad-mañ.